# Kurdeg

Ar **c'hurdeg** (Kurdeg: *Kurdî* pe کوردی) zo ur yezh indezeuropek eus skourr yezhoù iranek ar c'hornôg (isskourr yezhoù iranek ar gwalarn). Komzet eo gant ar Gurded (war-dro 30 million a dud) a vev en un takad rannet etre Turkia (kreiz ha reter ar vro), Iran (kornôg ar vro-mañ), Irak (hanternoz) ha Siria (hanternoz ar vro-mañ). Bout ez eus kumuniezhoù kurdek e Kenglad ar Stadoù Dizalc'h, Armenia, Azerbaidjan hag e kêrioù pennañ ar Reter-Kreiz. Adalek dibenn ar bloavezhioù 60 ez eus staliet un diaspora ouzhpenn 400 000 Kurd en Europa, en Alamagn peurgetket, er SUA, e Kanada hag en Aostralia.

| **Kurdeg** | |
|---|---|
| **(*Kurdî* / کوردی)** | |
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Turkia, Siria, Irak, Iran,ha broioù arall |
| Rannved : | Reter-Kreiz |
| Komzet gant : | war-dro 35 milion a dud (bed a-bezh) |
| Familh-yezh : | Yezhoù indezeuropek |
| | ▪ Yezhoù indeziranek |
| | ▪ Yezhoù iranek |
| | ▪ Yezhoù iranek ar c'hornôg |
| | ▪ **Kurdeg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | Kurdistan Irak |
| Akademiezh : | Hini ebet |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | ku |
| ISO 639-2 | kur |
| ISO 639-3 | kur |
| Kod SIL | |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

## Taolenn



## Ar rannyezhoù

Abalamour d'an darvoudoù istorel ha da douaroniezh Kurdistan (taolead meneziek) eo chomet rannyezhet ar c'hurdeg. Kurdeg an hanternoz, ar c'hurmandjeg, a vez komzet gant al lodenn vrasañ a Gurded Turkia, re Siria, ar c'hKSD ha gant ul lod a Gurded a zo en Irak hag en Iran, da lavaret eo gant war-dro 60% eus an holl Gurded. Ar c'hurdeg kreiz, ar soranieg, a vez komzet gant al lod bras a Gurded Irak hag Iran, da lavaret eo gant 30% ag ar Gurded. Kurdeg ar c'hornôg, ar zazakeg, a gomzer dreist-holl e Kurdistan Turkia. Kurdeg ar reter, ar goranieg, a gomzer e su takadoù kurd eus Irak hag Iran. Evit an hevelep abegoù (istorel ha politikel) e skriver kurdeg gant teir lizherenneg disheñvel: al lizherenneg latin (Kurded Turkia), al lizherenneg kirillek (Kurded an ez-URSS) hag ar lizherenneg arabek (Kurded ar broioù arab ha re Iran).

Lakaet e vez ar rannyezhoù-se da yezhoù alies-mat.

## Statud ofisiel

Yezh ofisiel rannvro emren Kurdistan en Irak eo ar c'hurdeg, a-gevret gant an arabeg.

## Istor ar c'hurdeg

En em c'houlenn a ra ar yezhoniourion perak kement a ziforc'hioù etre ar yezhoù kurdek (pe etre rannyezhoù ar c'hurdeg, diouzh ar savboent), hag etre int hag ar yezhoù iranek arall ar c'hornôg (ar farsieg, bet yezh Impalaeriezh Persia koulskoude). Sur a-walc'h ez eo abalamour d'an torosennadur ha da zoare bevañ ar Gurded a zo ur bobl damgantreat.

Ur yezh a-lorc'h eo bet ar gouranieg e-pad pell (emañ en arvar hiriv an deiz). Kollet en deus e statud gant savidigezh Stadoù broadel er Reter-Kreiz goude ar Brezel Bed Kentañ.

Diskoachet ez eus bet n'eus ket pell ur yezh, treuzskrivet el linenneg A e Kreta vinoan (hanterenn gentañ an eil milved kent JK), hag a vefe indezeuropek ha tost e meur a geñver douzh ar gouranieg (yezhadur, soniadoniezh, geriaoueg).

Hervez ur vartezeadenn e vije bet an hengurdeg tost douzh ar medeg, yezh ar Veded, ur yezh indeziranek arall. Neoazh, ar yezhoniourion a soñj dezhe ez eo bet ar c'hurdeg levezonet gant yezhoù anindezeuropek ar rannved-mañ (yezhoù kaokazek).

# An niveroù eus 1 da 10

(e kurmandjeg)

yek, du, şê, çar, pênc, şeş, heft, heşt, neh, deh.

---